WIKIPEDIA

# Jerzenezeg

Ar **jerzenezeg** (**Jèrriais**) a zo ur yezh oïl a-orin normanek a vez komzet e Jerzenez. Kar eo d'ar gwernenezeg. Komzet e vez ur rannyezh jerzenezek e Serk (serkeg), bet kaset di eus Jernenez er XVIvet kantved. N'eo ket kevatal ar jerzenezeg, yezh hengounel an enez, d'ar galleg a vez implijet eno evit aferioù a denn d'ar velestradurezh.

E 2001 e veze komzet ar yezh gant 3% eus an dud a vev en enez ha betek 15% a zo gouest d'he c'hompren. Mont war gresk a ra an niver a vugale barrek war ar yezh abaoe ma vez kelennet muioc'h-mui er skolioù.[1]

Klasket e vez gwareziñ ar yezh hag he c'has war-raok ivez dre hec'h implijout muic'h-mui er vuhez foran, da skouer war pannelloù-hent hag all.

| Jerzenezeg (Jèrriais) | |
|---|---|
|   | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Jerzenez, Serk |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 2.600 a dud (anavezet gant 10.000 a dud) |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek |
| | Italek › Romanek › Kornôg-Italek › Kornôg-Italek ar C'hornôg › Galian-Iberek › Galian-Romanek › Galian-Raetek › Oïl › **Jèrriais** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | got |
| ISO 639-3 | |

## Taolenn



## Gerioù brezhoneg e jerzenezeg ?

Jerzenez a oa ul lodenn eus Breizh betek aloubadeg an Normaned. Hervez lod e vefe un dornadig gerioù a orin brezhonek e jerzenezeg :

- *pihangne*, ur c'hrank, a zeuje eus ar brezhoneg *bihan* ;

- *quédaine* a zeuje eus *gadenn* (< *gad*, liester *gedon*) ;
- *baîni*

Kod SIL

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez:

- Gwernenezeg

## Notennoù

1. Anyone here speak Jersey? - The Independant, 11 April 2002 (http://web.archive.org/web/20090220230122/http://www.independent.co.uk/news/education/education-news/anyone-here-speak-jersey-657175.html)

## Liammoù diabarzh

- evit ar gerioù brezhoneg e jerzenezeg (https://nrm.wikipedia.org/wiki/Bréton)

## Liammoù diavaez

- Les Pages Jèrriaises (http://members.societe-jersiaise.org/geraint/jerriais.html)
- La Société Jersiaise - La Section de la langue Jèrriaise (http://www.societe-jersiaise.org/langsec/)
- BBC Radio Jersey - Jèrriais (http://www.bbc.co.uk/jersey/about_jersey/general_info/about_jerriais.shtml)